**Gwalarn**
Niv. 61
9-vet Bloavez
KERZU 1933

# NEDELEG
# LAOUEN
# DA HOLL
# VUGALE
# VREIZ

**Kannadig Gwalarn**
Niv. 15-16
KERZU 1933
GENVER 1934

# MARVAILHOU AN OALED

## (Marvailhou Grimm)

**Lodenn Genta**

**troet diwar an alamaneg**
**gant**
**ROPARZ HEMON**

TAOLENN

Pajenn

Labous-ar-C'hoad ... 5
Ar stered arc'hant ... 9
An hailhevoded ... 11
Ar pevar soner ... 14
An arz hag al laouenanig ... 19
Ar c'houerig hag an diaoul ... 23
Ar beorien hag ar binvidien ... 25
Rozenn-Wenn ha Rozenn-Ruz ... 31
Rozenn-Spern ... 39

# Labous-ar-C'hoad

Bez' e oa gwechall eur c'hoadour, hag a yeas er c'hoad da chaseal. O tont er c'hoad, setu ma klevas garmou, evel garmou eur bugelig e vije. Hag heñ da gerzout, ken na dizas a-benn ar fin eur wezenn uhel, hag e beg ar wezenn-se e oa eur bugel bihan.

Hennez a oa bugel eur vaouez paour, a oa deut d'ar c'hoad da zastum keuneud. Mamm ha bugel a oa manet kousket dindan ar wezenn. Eur pikol labous-preiz en doa gwelet ar bugel war barlenn e vamm, plavet warno, paket ar bugel en e veg, ha lakaet anezañ war eur brank uhel.

Ar c'hoadour a bignas er wezenn, a zegasas ar bugel gantañ d'an douar, hag a soñjas evel-hen:

— Me a gemero ar bugel-mañ, ha savet e vo a-gevret gant Lenig va merc'h.

Hag heñ d'ar gêr gant ar bugel, hag a greskas gant Lenig. Ar paotrig, o veza ma oa bet kavet er c'hoad, ha laeret gant eul labous, a voe graet anezañ Labous-ar-C'hoad. Labous-ar-C'hoad ha Lenig en em gare kenetrezo kement ma veze glac'haret an eil pa veze rannet diouz egile.

E ti ar c'hoadour avat e oa eur geginerez koz, anvet Zanna. Hounnez a oa eur pez fallakr. Eun abardaez e krogas e daou gelorn, hag hi d'ar puñs ganto da gerc'hat dour, n'eo ket eur wech, met meur a

wech. Lenig a welas kement-se hag a c'houlennas outi :

— Lavar d'in 'ta, Zanna, da betra e kemerez-te kement a zour ?

— Ma prometez chom hep ranna ger da zen, me a lavaro d'it.

Lenig a brometas. Neuze e komzas ar geginerez evel-hen :

— Warc'hoaz, beure-mat, pa vo aet ar c'hoadour d'ar c'hoad, e lakain an dour da virvi. Pa vo o virvi er gaoter, e taolin Labous-ar-C'hoad e-barz da boaza.

Antronoz, abred-mat diouz ar beure, setu ar c'hoadour o sevel da vont da chaseal. Edo an daou vugel c'hoaz en o gwele. Ha Lenig neuze da lavarout da Labous-ar-C'hoad.

— Chom ganin-me ha me a chomo ganit-te.

Labous-ar-C'hoad a respontas :

— Da vat ha da viken.

Lenig a lavaras :

— Klev 'ta neuze. Dec'h da noz, Zanna goz a oa o kas kement a zour en ti m'em eus goulennet outi perak e rae se. Respontet he deus d'in : « Warc'hoaz vintin, pa vo aet da dad d'ar chase, e lakain dour da virvi evit stlepel Labous-ar-C'hoad e-barz da boaza ». Savomp 'ta buan, gwiskomp hon dilhad primha-prim, ha tec'homp.

Hag ar vugale da sevel, d'en em wiska, herr warno, ha kuit. Pa voe an dour war an tan, ez eas ar geginerez e kambr ar vugale da dapout Labous-ar-C'hoad. Hag hi tostaet d'ar gweleou, ne oa mui bugale ebet, ken na grias, droug enni :

— Petra' lavarin, pa vo distro ar c'hoadour, ha



pa ne gavo ket e verc'h ? Ret eo mont dioustu war o lerc'h evit o c'haout en-dro.

Hounnez a gasas eta tri mevel d'ar red war-lerc'h ar vugale. E oa ar re-mañ azezet e-tal ar c'hoad, pa weljont an tri mevel o tont daveto.

Ha Lenig da lavarout :

— Chom ganin-me ha me a chomo ganit-te.

— Da vat ha da viken, eme Labous-ar-C'hoad.

Lenig a lavaras war se :

— Ra vi-te eur bod-roz, ha ra vin-me eur rozenn warnañ.

Pa zeuas an tri mevel e-tal ar c'hoad, ne oa eno nemet eur bod-roz hag eur rozennig warnañ : roud ebet ken eus ar vugale.

— N'eus netra d'ober amañ, emezo.

Hag i d'ar gêr war o c'hiz, da lavarout d'ar geginerez n'o doa gwelet mann nemet eur bod-roz hag eur rozennig.

— Dioded ma 'z oc'h, eme ar geginerez koz o fuc'ha, ret e vije bet d'eoc'h trouc'ha ar bod-roz, kutuilh ar rozenn ha degas anezi d'in. Kerzit d'hen ober, ha buan !

Evit an eil gwech e rankjont distrei d'ar c'hoad.

Ar vugale, avat, a welas anezo o tont.

— Chom ganin-me, eme Lenig, ha me a chomo ganit-te.

— Da vat ha da viken, a respontas Labous-ar-C'hoad.

Ha Lenig a lavaras :

— Ra vi-te eun iliz, ha ra vin-me ar groaz warni.

Pa zeuas an tri mevel, ne oa netra eno nemet eun iliz hag eur groaz war beg an tour.

— Petra ober ? emezo an eil d'egile. Deomp endro d'ar gêr.

O tont d'ar gêr, e c'houlennas ar geginerez outo ha kavet o doa eun dra bennak.

— N'hon eus ket, emezo. N'hon eus gwelet netra, nemet eun iliz hag eur groaz.

— Biskoaz seurt diskianted ! eme ar geginerez, kounnaret-ruz, perak n'hoc'h eus ket dismantret an iliz ha kaset d'in ar groaz ?

Hag ar geginerez hec'h-unan en dro-mañ da ober gaol ha da vont gant an tri mevel war-lerc'h ar vugale. Ar re-mañ a welas ar vevelien o tisoc'h, hag ar geginerez o trabidella en a-dreñv.

Ha Lenig da lavarout adarre :

— Chom ganin-me ha me a chomo ganit-te.

— Da vat ha da viken, a respontas Labous-ar-C'hoad.

— Ra vi-te eur stank, eme Lenig, ha ra vin-me eun houad warni.

Ar geginerez, pa zegouezas, a welas ar stank hag en em ledas a-blad he c'horf war an douar evit eva anezañ. Hogen an houad a zeuas prim war neuñv, a grogas gant e veg en he fri, hag a sachas anezi en dour, ken na voe beuzet ar sorserez koz.

Ar vugale a zistroas d'ar gêr a-gevret, lirzin ha seder. Ha ma n'int ket maro, me 'gav d'in ez int beo c'hoaz.



# Ar stered arc'hant

E oa gwechall eur plac'hig vihan, hag a oa maro he c'herent. Ken paour e oa, ma n'he doa mui kambrig ebet da loja enni na gweleig ebet zoken da gousket ennañ, netra mui nemet an dilhad a oa war he c'hein hag en he dourn eun tammig bara, a oa bet roet d'ezi dre druez. Ar plac'hig-se, daoust da bep tra, a oa eur plac'hig vat ha fur. Hag evit da veza dilezet gant ar bed holl, ez eas dre ar parkeier da vale, en eur soñjal :

— An Aotrou Doue a roio d'in kement am eus ezomm.

Keja a reas war he hent gant eun den koz. Hemañ a lavaras d'ezi :

— Ro d'in eun draig bennak da zebri. Naon am eus.

Hag ar plac'hig da rei d'ezañ he zamm bara en e bez.

A-benn eun nebeud goude, e kejas gant eur bugelig.

— Me a zo yen va fenn, emezañ. Ro d'in eun dra bennak da lakaat warnañ.

Hag ar plac'hig da denna he zog ha d'e rei d'ar bugel.

Aet eun tammig larkoc'h, ec'h en em gavas gant eur plac'hig all, ha n'he doa ket a gorfenn.

Ma tennas ar plac'hig vat he c'horfenn da reî d'ezi.

War se, e teuas c'hoaz eur plac'hig, ha n'he doa ket a vroz.

— Ro d'in da vroz, emezi.

Hag hi da rei he broz raktal.

A-benn ar fin e tizas eur c'hoad bras. E oa o nozi, pa gavas c'hoaz eur plac'hig all, hag a c'houlennas he hiviz diganti.

— Teñval eo anezi bremañ, a lavaras ar plac'hig vat dre he soñj. Me a roio da houmañ va hiviz.

Ha tra ma oa evel-se, en noaz, ar stered a gouezas eus an neñv, ha petra 'oant, nemet peziou arc'hant kalet ha lugernus. Ha setu ma voe gwisket ar plac'hig ivez en dilhad kaera. Dastum a reas ar peziou, ha pinvidik e voe endra vevas.



# An hailhevoded

Kogig a lavaras da Yarig:

— Ar c'hraoñ bremañ a zo dare. Deomp 'ta war ar menez da zebri leiz hor c'hof, a-raok ma vint aet holl gant ar gwiñver.

— Deomp, eme Yarig, deomp da ober kofad.

Hag i kuit o-daou war ar menez. Kaer e oa an devez. Chom a rejont betek an noz. Bremañ ne ouzon ket, pe debret o doa re, pe re lorc'hus e oant deut da veza. Ar pez a zo sur, ne fellas ket d'ezo distrei d'ar gêr war droad, ken na rankas Kogig ober eur c'harr bihan gant klorennou kraoñ. Pa voe echu, pignet Yarig e-barz ha lavaret:

— Bremañ e c'hellez en em sternia ouz ar c'harr ha stleja ac'hanoun betek ar gêr.

Kogig avat a yeas droug ennañ hag a respontas:

— Gwelloc'h ganin mont d'ar gêr war droad eget ober ar marc'h d'it. Paotr-karr a garfen a-walc'h beza. Met evit stleja ac'hanout, kerz da sutal !

Tabut a oa c'hoaz etrezo, pa en em gavas eun houadez en o c'hichen.

— Laeron ma 'z oc'h ! eme an houadez. Piou en deus roet d'eoc'h aotre da zont war va menez ? Gortozit ma paeot d'in an dra-se !

Hag hi, digor bras he beg ganti, da sailha war Gogig. Hemañ avat a oa gwad ivez dindan e ivinou.

Pignat a reas war gein an houadez, ha dao gant e veg hag e ellou, ken na rankas an houadez kaez goulenn truez hag en em lezel da veza sterniet ouz ar c'harr. Kogig a azezas war ar skabell er penn a-raok hag a grias :

— Hei ! houadez ! d'an daoulamm !

Eur pennad hent o doa graet, pa gejjont gant daou zen war droad. Ar re-mañ a oa Spilhenn ha Nadoz.

— Ehan ! ehan ! emezo. Gortozit eun tammig, mar plij. Deut eo an noz, ha n'omp ken evit bale gant ar skuizder. Chomet omp da eva bier en davarn, ha tremenet eo an amzer hep gouzout d'imp. Ho pedi a reomp, kemerit ac'hanomp en ho karr.

— Pa n'oc'h ket tud re lart, a respontas Kogig, ha pa ne gemerit ket re a blas, ho lezel a rin da bignat. Arabat d'eoc'h avat pilat war va zreid, na war dreid Yarig kennebeut.

Diwezat-meurbet e tizjont eun ostaleri. Pa ne felle ket d'ezo beaji pelloc'h en deñvalijenn, ha pa oa an houadez deut ken fall he zreid ma ne rae nemet koueza a-gleiz hag a-zehou, ez ejont e-barz. An ostiz a nac'has da genta o degemer. E di a oa leun, emezañ. Da gredi eo ouspenn e kave d'ezañ ne oa ket tud a zoare en doa da ober outo.

— Roet e vo d'it, eme Gogig, ar vi a zo bet dozvet bremaik gant Yarig. Kemer a c'helli ivez an houadez, hag a zozv eur vi bemdez.

War se e lavaras an ostiz e vije roet bod d'ezo evit an noz. Gourc'hemenn a rejont ar pep gwella eus kement a oa en ostaleri. Ha goude se da gousket.

Abred-mat antronoz, e oa c'hoaz an holl o kousket, pa voe dihunet Yarig gant Kogig. Hag heñ da gemer ar vi, d'e ziglora, ha d'e lonka gant e wreg.



Tammou ar glorenn a skignas war an oaled. Neuze ez ejont da gerc'hat Nadoz, a oa morvitellet c'hoaz, ha d'he sanka e torchenn an ostiz. Evit Spilhenn, sanket e voe en e dorchouer. Pa voe echu, an daou a nijas kuit. An houadez, a gare kousket dindan an amzer, hag a oa chomet er porz, a glevas an trouz a rejont hag a zihunas. Er-maez e oa eur waz-dour, hag hi warni ha kuit ivez. Buanoc'h ez ae eget en derc'hent dirak ar c'harr.

Div eur goude e savas an ostiz diwar e wele. Hag heñ, goude en em walc'hi, da gregi en torchouer da sec'ha e zremm. Siouaz d'ezañ ! Spilhenn a grafignas e groc'hen, oc'h ober eul linenn ruz eus an eil skouarn d'eben. Neuze ez eas d'ar gegin da lakaat eur c'hornad butun. Pa dostaas d'an oaled avat, setu ma lammas ar glorenn-vi en e zaoulagad.

— Petra 'zo o c'hoari gant an holl draou ar mintin-mañ ? emezañ

Hag ec'h en em lezas da goueza, imoret, e kador-vrec'h e dad-koz. Ne voe ket pell da lammat ac'hano :

— Aiou ! aiou !

Nadoz he doa flemmet anezañ, ha n'eo ket en e benn e oa ar wech-mañ.

Neuze e voe kounnaret-ruz, hag e soñjas :

— Se 'zo bet graet gant ar re a zo deut amañ ken diwezat dec'h da noz.

Kaer en devoe klask, evelato, ne voe ket evit o c'havout. Hag e lavaras :

— Kement-se a zesko d'in degemer e-barz va zi hailhevoded, a oar debri hag eva hep paea eur gwenneg, hag a ra goap d'an dud e-giz bennoz Doue.

# Ar pevar soner

Eun den en doa eun azen, hag en doa douget ar seier evitañ d'ar vilin e-pad meur a vloaz. An azen-se a oa deut da goll e nerz tamm-ha-tamm, ha re wan e oa bremañ da labourat. E vestr a lakaas en e soñj e werza. An azen avat a c'houezas eun dra bennak, hag a yeas kuit, o soñjal :

— E kêr e c'hellin en em c'hopra evel soner.

Ne oa ket aet pell ma welas eur c'hi-chase astennet war an hent. Ar paour kaez ki-se a oa o chilpat evel unan skuiz-maro.

— Petra 'c'hoarvez ganit ? eme an azen.

— Siouaz ! a respontas ar c'hi, me 'zo erru koz ha war wanaat ez an bemdez, ha n'oun ket gouest mui da vont da chaseal. Abalamour da se, va mestr en deus klasket va laza. Kemeret em eus an tec'h. Hogen penaos e rin bremañ da c'hounit ar bara ?

— Ma ! eme an azen, klev bremañ ganin. Emaoun o vont da gêr d'en em c'hopra evel soner. Deus ganin-me, hag e ri kemend-all.

Ar c'hi a lavaras ya laouen, hag e talc'hjont gant o hent.

A-benn eur pennad, e kavjont eur c'haz puchet war eur maen, liou ar maro war e benn.

— Asa ! fall ar stal ganit evit doare, Bizig kaez ! eme an azen.



— Ha piou 'ta, eme ar c'haz, a vefe laouen pa rank mervel gant an naon ? Peogwir oun deut koz bremañ, ha n'emañ mui va dent ken lemm ha gwechall, hag e plij d'in muioc'h chom e korn an oaled o paterat eget redek war-lerc'h al logod, va mestrez a felle d'ezi beuzi ac'hanoun. N'oun ket chomet. Met bremañ 'z eus eur gudenn all. Da belec'h ez afen ?

— Deus ganimp-ni da gêr. Te 'oar ober sonerez e-pad an noz, hag e c'helli en em c'hopra evel soner.

Damc'houde e tremenjont e-biou d'eur vereuri. Eur c'hilhog a oa kludet war an nor, o kana a-bouez e gorzailhenn.

— Ni 'vo bouzar ganit bremaik ! eme an azen. Da betra e kanez evel-se ?

— Warc'hoaz eo ar sul, a respontas ar c'hilhog, ha klevet em eus maouez an ti o lavarout d'he matez e vije graet soubenn ganin, o veza m'eo bet pedet tud da zont da leina. Fenoz e vo trouc'het va fenn. Setu perak e kanan gwalc'h va c'halon keit ha ma c'hellan c'hoaz kana.

— Penn sot ma 'z out ! eme an azen. Deus kentoc'h da gêr ganimp-ni. Eno e kavi gwell eget ar maro. Eur vouez kaer ac'h eus, ha pa vimp horpevar o vuzikat, e raimp sonerez dispar.

Ar c'hilhog a voe seder raktal, hag a yeas gant an tri all.

Kêr a oa pell avat. D'an abardaez, ec'h en em gavjont e-kreiz eur c'hoad. Eno e fellas d'ezo kousket. An azen hag ar c'hi a c'hourvezas e-harz eur wezenn vras. Ar c'haz a grapas war eur skourr, hag ar c'hilhog a nijas betek beg ar wezenn, da veza gwelloc'h e surentez. A-raok en em rei da gousket, e sellas eur wech c'hoaz etrezek ar pevar avel. Petra

'welas a-bell, nemet eur goulou bihan. Hag heñ da c'hervel e genseurted :

— Ahont e tle beza eun ti, pa welan-me eur goulou.

An azen a lavaras :

— Deomp neuze, rak amañ eo fall al lojeiz.

Ar c'hi a gave d'ezañ ouspenn ne raje ket a zroug d'ezañ kavout eun askourn pe zaou gant eun tammig kig stag outo.

Hag i etrezek ar goulou, hag a weljont dizale o lugerni sklaeroc'h-sklaera dirazo. E oa o tont eus eun ti-laeron sklerijennet-kaer. An azen, a oa an hini brasa, a dostaas ouz ar prenestr hag a daolas eur sell e-barz.

— Petra 'welez ? eme ar c'hilhog.

— Petra 'welan, a respontas an azen. Eun daol dreset-mat, warni a bep seurt tammou lipous, ha laeron o festa tro-war-dro.

— Sed aze ha na vefe ket fall evidomp, eme ar c'hilhog.

— Y...a, ya, siouaz ! eme an azen, ma vefemp e-barz an ti !

Neuze, an anevaled en em guzulias etrezo da c'houzout penaos ober da gas kuit al laeron. A-benn ar fin e kavjont an doare. An azen a harpas e baoiou-araok ouz ar prenestr. Ar c'hi a lammas war gein an azen. Ar c'haz a grapas war ar c'hi. Hag ar c'hilhog a yeas war nij da gluda war benn ar c'haz.

War se, staga gant o muzik. An azen a hinnoe, ar c'hi a harze, ar c'haz a viaoue hag ar c'hilhog a gane. Hag i da sailha e-barz dre ar prenestr, tra ma koueze ar gwerennou en eur stirlinkat tro-war-dro. Al laeron, spontet gant an trouz, a reas eul lamm er



vann, o kredi e oa eur spes o tont. Tec'hout a rejont er c'hoad, spouronet. Hag ar pevar c'henseurt a azezas ouz taol hag a zebras evel pa n'o dije ket debret abaoe peder sizun.

Pa voe echu ar pred, mouga a rejont ar goulou, ha da gousket, pep unan hervez e voaz : an azen war an teil, ar c'hi e-tal an nor-adreñv, ar c'haz war an oaled e-touez al ludu tomm, hag ar c'hilhog war eun treust uhel. Ha skuiz evel ma oant gant an hent o doa graet, ne voent ket pell da venel kousket.

Tremen hanternoz, al laeron a welas a bell ne oa mui a c'houlou en ti, hag e oa sioul pep tra. Ar c'habiten a lavaras d'eur paotr :

— Ni 'zo bet sot da vont kuit ken buan. Kae da furchal an ti da welout ha bez' ez eus unan bennak e-barz.

Al laer a yeas, ha ne glevas trouz ebet. O tont er gegin, e fellas d'ezañ enaoui eur goulou. Hag heñ da gemer daoulagad lugernus ar c'haz evit glaoubeo, ha da astenn eun alumetezenn da gaout tan. Ar c'haz avat ne gare ket e vije graet goap outañ. Ha da sailha ouz penn al laer, ha d'e grafignat gant e holl nerz. Al 'laer, sabatuet, a redas betek an nor-adreñv. Hogen ar c'hi, a oa eno, a lammas warnañ hag a grogas en e c'har. An den kaez a yeas, pennfollet, dre ar porz. Pa dremenas e-biou d'ar bernteil, an azen a zistagas gantañ eun taol start gant e baoiou-adreñv. Hag ar c'hilhog, bet dihunet gant ar cholori, a ganas :

— Kikelikeli !

Hag al laer da gemer hed e c'har ha da vont endro da gaout e gabiten, o lavarout :

— Siouaz ! en ti ez eus eur sorserez kriz, hag he

deus krafignet va fenn gant hec'h ivinou hir. E-tal an nor ez eus eun den, eur gontell gantañ, hag en deus sanket anezi em gar. Er porz ez eus eun aerouant du, en deus bazataet ac'hanoun. Ha war an doenn emañ ar barner, o krial : « Harz al laer ! ». Ha neuze oun aet kuit !

Diwar ar poent-se, ne gredas mui al laeron mont war-dro an ti. Ar pevar soner en em gavas ken mat e-barz, ma ne voent ken evit loc'ha.



# An arz hag al laouenanig

Eun devez hañv, ez eas an arz hag ar bleiz er c'hoad da bourmen. Setu ma klevas an arz eul labous o richana ken kaer ma lavaras :

— Va breur bleiz, pehini eo al labous-se, hag a gan ken brao ?

— Hennez a zo roue al laboused, eme ar bleiz, hag a rankomp holl plega hor penn dirazañ.

Al laouenanig e oa.

— Ma ! eme an arz, neuze e karfen gwelout e balez. Kas ac'hanoun di, m'az ped.

— Tra, tra ! eme ar bleiz. Ret e vo d'it gortoz, ken na vo deut ar rouanez.

Nebeut goude e teuas ar rouanez, boued en he beg, hag ar roue a-gevret ganti, deut o-daou da baska o re vihan. An arz a fellas d'ezañ mont neuze. Ar bleiz avat a grogas en e vrec'h o lavarout :

— Ret e vo d'it gortoz, ken na vo aet ar roue hag ar rouanez kuit.

Hag i da deurel evez mat, e pelec'h e oa toull an neiz, ha da genderc'hel gant o hent.

An arz avat ne bade ket gant ar c'hoant da welout palez ar roue. E berr amzer e teuas en-dro d'an neiz, hag e taolas eur sell e-barz. Ar roue hag ar rouanez a oa dres o paouez mont kuit. Setu ma welas an arz pemp pe c'houec'h labousig astennet e traoñ an neiz.

— Biskoaz seurt palez evit eur roue ! a grias-heñ. Eur c'haer a balez, evit gwir ! Hag ar re-mañ a zo bugale ar roue ! bugale eur c'hlasker-bara ne lavaran ket !

Ar re yaouank, pa glevjont, a yeas droug enno hag a huchas :

— Gaouiad ma 'z out ! Hor c'herent a zo tud a zoare ! Bez asur ne dremeno ket evel-se !

Aon a grogas en arz hag er bleiz. Hag i d'o zoull, ha buan. Keit-all e oa trouz bepred gant al labousedigou, ha pa zeuas o c'herent da zegas d'ezo boued, e lavarjont d'ezo :

— Ni ne fell d'imp mui finval eur bluenn, ha pa rankfemp mervel gant an naon, ken n'ho pezo diskouezet ez omp bugale tud a zoare. An arz a zo bet amañ o teurel dismegañs warnomp.

Ar roue koz a lavaras :

— N'ho pet ket a aon ! Lezit ac'hanoun da ober !

Diskleriet ar brezel d'an arz. An holl loened pevarzroadek, oc'hen, azened, yourc'hed, kirvi hag all, a voe galvet d'en em voda. Al laouenanig avat a c'halvas kement krouadur hag a nij en aer. N'eo ket hepken al labouzed, bras ha bihan, hogen ivez ar c'houibu, ar sardon, ar gwenan hag ar c'helien.

Da genta, e voe kaset spierien gant al laouenanig e-lec'h ma edo an enebourien o terc'hel kuzul. Ar c'houibuenn a oa an hini fina, hag ez eas d'ar c'hoad da guzat dindan eun delienn. Eno e oa an arz o c'hervel al louarn da zont dirazañ hag o lavarout :

— Te, Alan, pa 'z out an hini gwidreüsa, a zo anvet da jeneral evit gourc'hemenn warnomp.

— Mat, eme al louarn. Hogen, peseurt arouez a gemerin da veza anavezet gant an holl ?



Nikun ne ouie.

— Me am eus, eme al louarn, eul lost kaer, hir ha blevek. Gwelet e vez aes a bell. Pa savin va lost eta, an traou a yelo mat, hag e c'hellot mont war-raok. Ma lezan anezañ da goueza, d'eoc'h da skampa ken buan ha ma c'hellit redek.

Ar c'houibuenn a glevas kement-se hag a yeas da gonta pep tra dre ar munud d'al laouenanig.

D'an deiz ma tlee beza graet an emgann, da c'houlou-deiz, e teuas al loened pevarzroadek a-benn-herr, ken na dregerne an douar ganto. Al laouenanig hag e arme a zeuas ivez di a-dreuz dre an amzer. Eno e voe safar ha tourni ha kri-forz, peadra da sponta an den. Al laouenanig a gasas avat ar sardonenn da vont dindan lost al louarn ha da flemma anezañ ken start ha ma c'hellje. D'an taol kenta, hemañ a skrijas kement ma rankas sevel e bao. Daoust da se e talc'has e lost er vann. D'an eil taol, e rankas gouziza anezañ eur pennadig. D'an trede taol avat, ne voe mui evit hen gouzañv. Hag heñ da starda e lost etre e baoiou-adreñv. Al loened, pa weljont, a gredas e oa kollet pep tra. Hag int holl d'ar gêr ha d'ar red. Setu ma voe gounezet an emgann gant al laboused.

Al laouenanig hag e wreg a nijas en-dro d'o neiz da gaout o bugale :

— Bezit laouen, bugale, emezo, debrit hag evit, rak an trec'h a zo ganimp !

Ar re yaouank a respontas avat :

— Ne fell ket d'imp c'hoaz debri. An arz a rank dont a-raok d'en em zigarezi dirazomp, ha da anzav ez omp bugale tud a zoare.

Hag al laouenanig da nijal betek toull an arz ha da youc'hal :

— Te a rank dont betek va neiz d'en em zigarezi dirak va bugale. Lavar ez int bugale tud enorus, pe frigaset e vo da eskern e-barz da gorf.

An arz spouronet en em stlejas betek an neiz hag en em zigarezas. Neuze e voe laouen al labousedigou, hag e tebrjont hag ez evjont hag e kemerjont o ebad betek diwezat en noz.



# Ar c'houerig hag an diaoul

Gwechall-goz e oa eur c'houerig fin, hag a vije kalz da gonta diwar-benn e droiou. Ar pep bravaholl eus kement a reas eo an doare a gemeras evit touella an diaoul.

Eun deiz e oa aet en e bark da labourat, hag e oa war-nes mont d'ar gêr, pa oa o nozi. Setu ma welas e-kreiz ar park eur bern glaou-beo. Hag heñ da vont di, leun a souez. Azezet war an tantad, e oa eun diaoulig bihan du-bran.

— Eun teñzor a zo dindanout ? eme ar c'houerig.

— Ya vat, a respontas an diaoul, eun teñzor, anezañ muioc'h a aour hag a arc'hant eget m'ec'h eus gwelet aba out ganet.

— Peogwir emañ war va douar, an teñzor a zo d'in, eme ar c'houerig.

— D'it e vo, eme an diaoul, ma karez rei d'in e-pad daou vloaz an hanter eus da eost. Trawalc'h a arc'hant am eus, hogen c'hoant am eus da gaout frouez an douar.

Graet ar marc'had.

— Arabat, eme ar c'houerig, e savfe dael etrezomp pa vo poent ranna an eost. D'it-te e vo roet kement a vo a-zioc'h an douar.

An diaoul a asantas. Ar c'houerig fin avat en doa lakaet rabez en e bark. Deut mare an eost, an

diaoul a zeuas da gaout e lod, ha ne gavas nemet tammou deliou gweñvet ha melen, tra ma 'z ae ar c'houerig kuit, laouen-holl, gant e rabez.

— Gounezet ec'h eus ar wech-mañ, eme an diaoul, hogen bloaz a zeu ne c'hoario ket evel-se. D'it e vo kement a zo a-zioc'h an douar, ha d'in-me kement a zo dindan.

— Mat eo ! eme ar c'houerig.

Pa zeuas ar c'houlz da hada, ar c'houerig a hadas, n'eo ket rabez, met gwiniz. Pa voe dare, heñ en e bark da drouc'ha ar gwiniz a-rez an douar. An diaoul, pa zeuas, ne gavas nemet ar soul. Hag heñ, e barr ar gounnar, da lammat e faout eur roc'h, ha kuit.

— Evel-se e paker al lern ! eme ar c'houerig, en eur zizouara e deñzor.



# Ar beorien hag ar binvidien

En amzer goz, pa veze an Aotrou Doue e-unan o kantren war an douar e-mesk an dud, eun abardaez e oa skuiz, ha deut e oa an noz a-raok ma c'hellas tizout eun ostaleri. War vord an hent, dirazañ, e oa daou di. Unan a oa bras ha kaer, egile dister ha bihan. Ar c'henta a oa d'eun den pinvidik, hag egile d'eun den paour. An Aotrou Doue a lavaras dre e soñj :

—Ne ziaezin ket ar pinvidig mar dan da loja en e di. Eno e tremenin an nozvez.

Pa glevas ar pinvidig skei ouz e zor, heñ d'ar prenestr da c'houlenn :

— Petra 'fell d'eoc'h amañ ?

An Aotrou Doue a respontas :

— Ne c'houlennan nemet eur c'hornig evit tremen an nozvez.

Ar pinvidig a sellas ouz ar c'hantreer eus e benn betek e zaoudroad. Ne oa ket gwisket kaer, hag aes e oa divinout diouz e zoare ne dlee ket kaout kalz arc'hant en e c'hodell. Ar pinvidig a hejas e benn :

— N'em eus lec'h ebet da rei d'eoc'h, emezañ. Va solier a zo leun a c'hreun. Ma rankfen degemer kement hini a zeu da skei ouz va dor, koulz e vefe d'in kregi en eur vaz ha mont da glask ar bara va-unan. Klaskit e lec'h all !

Hag e serras ar prenestr, o lezel an Aotrou Doue er-maez.

Hemañ a droas kein hag a dreuzas an hent da vont da skei ouz dor an ti bihan. A-vec'h en doa skoet ma voe digoret an nor gant an den paour :

— Deuit tre, eme hemañ, noz eo dija, ha n'hellit ket hizio mont pelloc'h.

An Aotrou Doue, plijet-bras, a yeas e-barz. Gwreg ar paour a grogas en e zourn :

— Bezit deut mat, emezi. Amañ e c'hellit diskuiza ha koania ganimp. N'hon eus ket kalz, hogen ar pez hon eus a roomp a galon vat.

Hag e lakaas avalou-douar war an tan. Tra ma edont o poaza, ez eas da c'horo he buoc'h, da gaout eur banne laez.

Pa voe dreset an daol, an Aotrou Doue a azezas da goania ganto. Blaz mat a gave d'ar boued fall, o veza ma oa dremmou laouen tro-war-dro. Pa voe echu ar pred, ar wreg a dennas he fried a-gostez, hag a lavaras d'ezañ :

— Klev 'ta, va fried, ni 'zo o vont da gousket war ar plouz fenoz. Ar c'hantreer-mañ a rank kaout hor gwele. Kerzet en deus a-hed an deiz. Peadra a zo da veza skuiz.

— A galon laouen, eme ar gwaz. Me a ya da c'houlenn digantañ.

Hag heñ da lavarout d'an Aotrou Doue :

— Fenoz e kouskot war hor gwele evit gallout diskuiza mat hoc'h izili.

An Aotrou Doue avat ne venne ket kemer gwele an daou goz-se. Hogen ar re-mañ a bedas anezañ ken start, ma 'z eas en diwez da gousket en o gwele. Int a strewas plouz war an douar. Antronoz veure,



a-raok an deiz, e oant savet da aoza lein d'o c'houviad, en doare gwella ma c'hellent.

Pa lintras an heol dre ar prenestrig, ha pa voe savet an Aotrou Doue, e tebras ganto a-nevez, ha neuze, e fellas d'ezañ mont kuit. E oa e toull an nor, pa en em droas eur wech c'hoaz, o lavarout :

— Peogwir ez oc'h tud vat hag a zoujañs Doue, goulennit tri zra, ha sevenet e vo ganin ho koulenn.

— Ha petra, eme ar paour, a c'houlennfen, nemet ar baradoz, hag ivez endra vevimp, ar yec'hed gant ar bara pemdeziek ? Evit an trede tra, ne ouzon dare petra goulenn.

An Aotrou Doue a lavaras :

— Daoust ha ne garfes ket kaout eun ti nevez e-lec'h da di koz ?

— Eo, eme an den, pa c'hellan kaout se ivez, plijout a rafe d'in.

An Aotrou Doue a roas d'ezañ kement en doa goulennet, o lakaat an ti koz da di nevez. War se, ez eas gant e hent.

An deiz a oa sklaer, pa savas ar pinvidig. Mont a reas d'ar prenestr da sellout er-maez. Petra 'welas en tu all d'an hent, nemet eun ti nevez kaer, gant teol ruz ha prenester lintrus, e-lec'h ma oa bet eul lochennig koz a-raok. Hag heñ da zigeri bras e zaoulagad ha da c'hervel e wreg :

— Deus da welout 'ta petra 'zo c'hoarvezet ! Dec'h da noz ne oa aze nemet eul lochennig koz dister, ha setu bremañ eun ti nevez brao ! Kae buan da c'houlenn petra a zo tremenet !

Ar wreg a dreuzas an hent hag a c'houlennas ouz ar beorien. Ar re-mañ a gontas d'ezi :

— Dec'h da noz eo deut amañ eur c'hantreer da

c'houlenn kaout repu. Hag er beure-mañ, en eur gimiadi, en deus sevenet d'imp tri goulenn: ar baradoz, ar yec'hed gant ar bara pemdeziek, hag e-lec'h hol lochenn goz eun ti nevez kaer.

Gwreg ar pinvidig war se a redas en-dro davet he fried da gonta d'ezañ an doareou. Hemañ a lavaras:

— Na pebez gwall chañs ! M'em bije gouezet ! An estren-se a zo deut d'am c'haout ivez, hag e gaset em eus er-maez.

— Ma ! eme ar wreg, hast afo da bignat war da varc'h da glask paka an den-se evit kaout ivez tri zra da c'houlenn.

Ar pinvidig, dioustu ma klevas an ali mat-se, a gemeras penn e hent hag a dizas an Aotrou Doue.

— Arabat d'eoc'h beza feuket, ma n'em eus ket ho tegemeret, emezañ. E oan o klask alc'houez an ti, ha setu ma oac'h aet kuit. Ma tremenit dre zumañ adarre, deuit da loja em zi.

— Ya, eme an Aotrou Doue, ma tremenan adarre, mont a rin.

— Daoust ha n'hellan ket ober tri goulenn, evel va amezeg ? eme ar pinvidig.

— Eo, eme an Aotrou Doue, ober a c'hellez. Gwell e vefe d'it, evelato, chom hep goulenn netra.

Ar pinvidig a oa o soñjal avat:

— Me a garfe goulenn eun dra bennak, hag am lakafe eürus, ma vefen sur da vihana e vefe sevenet va goulenn.

— Kae en-dro d'ar gêr, eme an Aotrou Doue, ha sevenet e vo d'it da dri goulenn.

Ar pinvidig bremañ en doa bet ar pez a glaske. Hag heñ da zont en-dro d'ar gêr, en eur drei e spered da c'houzout petra goulenn. Ken beuzet e oa en



e soñjou, ma laoskas ar rañjenn da goueza, hag ar marc'h dioustu da lammat. An den a flouras kerc'henn al loen, o lavarout:

— Chom sioul 'ta !

Ar marc'h avat ne rae nemet sevel war e zaoudroad-adreñv. Ma 'z eas droug en e vestr. Hag heñ, pa oa gwintet adarre, da grial, imoret:

— Me 'garfe e vefe torret d'it da c'houzoug !

N'en doa ket peurlavaret, ma kouezas ar marc'h a-blomm, maro-mik. Sevenet ar c'henta goulenn ! Ar pinvidig, hag a oa tost d'e wenneien, ne fellas ket d'ezañ lezel an dibr hag an harnez war e lerc'h. O distaga a reas, hag o samma war e gein da vont war droad d'ar gêr.

An hent a oa leun a draez. Tomm e oa an heol, ha pounner an dibr. Hag heñ da soñjal:

— N'em eus mui nemet daou c'houlenn da ober. Ret d'in ober en doare ma n'em bo mui netra da c'hoantaat goude.

Meur a wech e kredas en doa kavet, hogen bep gwech e oa re nebeut pe re zister, war e veno. Setu ma lavaras drezañ e-unan:

— Va gwreg a zo en hec'h aez d'ar poent-mañ, azezet en eur gambr fresk o lipat boued.

War se ez eas e kounnar, hag hep gouzout d'ezañ zoken, e lavaras:

— Me 'garfe e vefe stag ouz an dibr-mañ, ken na c'hellfe ken en em zistaga, e-lec'h kaout-me hemañ da stleja evel-hen.

Ha tra ma komze, e voe dizammet trumm diouz an dibr. Ma komprenas raktal e oa sevenet e eil goulenn.

Eur c'hofad droug a yeas ennañ neuze, hag heñ da

redek. Er gêr, e felle d'ezañ mont da azeza en e gambr e-unan-penn evit soñjal en eun dra bennak bras evit e ziweza goulenn. Pa zegouezas avat ha pa zigoras an nor, setu ma edo e wreg e-kreiz ar gambr, azezet war an dibr hep dont a-benn d'en em zistaga. Ha da leñva ha da grial forz !

— Ma ! eme he fried, bez laouen ! Emaoun o vont da rei d'it holl binvidigeziou ar bed. Chom aze azezet avat !

— Ha petra, emezi, a ra d'in holl binvidigeziou ar bed, ma rankan chom stag ouz an dibr-mañ ? Te ac'h eus va lakaet amañ. D'it d'am distaga bremañ.

Drouk ha mat gantañ, an den a rankas goulenn ma vije distaget e wreg diouz an dibr. Ha graet kerkent.

Ar wreg, dioustu ma voe war he diouhar adarre, a lakaas he dourn serret war he lez, o lavarout :

— Te 'zo aet diot ! Kalz gwelloc'h em bije graet !

Setu ma n'o doa bet ar binvidien netra nemet kounnar, trubuilh ha rebechou, ouspenn eur marc'h kollet. Ar beorien avat a vevas eürus, sioul ha fur, o c'hortoz ar baradoz.



# Rozenn-Wenn ha Rozenn-Ruz

Eun intañvez paour a veve pell diouz ar bed en eul lochennig. Dirak al lochennig e oa eul liorz. El liorz e oa daou vodig-roz. Unan a zouge bleuniou gwenn, egile a zouge bleuniou ruz. Ar vaouez-se he doa diou verc'hig, hag a oa heñvel ouz an daou vodroz. Unan a oa anvet Rozenn-Wenn, eben a oa anvet Rozenn-Ruz. O-diou e oant fur ha mat hag oberiant. Rozenn-Wenn avat a oa siouloc'h ha dousoc'h eget he c'hoar. Rozenn-Ruz a gare gwell mont da lammat er pradeier hag er parkeier tro-war-dro, da gutuilh bleuniou ha da baka balafenned. E-keit-se, Rozenn-Wenn a chome er gêr e-kichen he mamm, o rei dourn d'ezi da ober labour an ti. Pa ne veze mui a labour, ez ae gant he c'hoar. An diou blac'hig en em gare kenetrezo kement ma kerzent atao an eil krog e dourn eben pa oant o pourmen. Alies e lavare Rozenn-Wenn da Rozenn-Ruz :

— Ni a chomo bepred a-gevret.

Ha bep tro e responte Rozenn-Ruz :

— Keit ha ma vevimp, bepred.

Hag ar vamm a lavare neuze :

— N'he deus unan tra ha na fell ket d'ezi ranna gant eben.

Ar vugale a gare mont d'ar c'hoad da redek ha da zastum irin ruz. Loened ar c'hoad ne raent droug ebet d'ezo. Dont a raent zoken, leun a fiziañs, d'o c'haout. Ar c'had a zebre eun delienn gaol en o dourn, hag ar yourc'h a zeue da douch anezo, hag ar c'haro a lamme dinec'h-kaer en o c'hichen, hag al laboused a chome war ar gwez o kana dre ma c'hellent. Morse ne c'hoarveze netra fall gant ar vugale. Pa oant chomet er c'hoad re ziwezat ha ma oa teñval anezi, ec'h en em astennent an eil e-kichen eben war ar c'hinvi da gousket betek ar mintin. Ar vamm hen gouie ha n'en em chale ket.

Rozenn-Wenn ha Rozenn-Ruz a zalc'he lochenn o mamm ken kempenn ma oa eun dudi sellout e-barz. En hañv, Rozenn-Ruz a laboure war-dro an ti, ha bep mintin, kent ma vije dihunet he mamm, e lakae da houmañ eun torkad bleuniou roz dirak he gwele. Er goañv, Rozenn-Wenn a rae an tan hag a skourre ar gaoter ouz an drezenn, hag ar gaoter gouevr a lufre evel aour, ken mat e oa bet puret. D'ar pardaez avat, pa nije ar malzennou erc'h, e lavare ar vamm :

— Kae, Rozenn-Wenn, da vorailha an nor.

Ha neuze ec'h en em vodjont en-dro d'an oaled, hag ar vamm a lakae he lunedou war he fri, hag a lenne a vouez uhel en eur pikol levr, tra ma selaoue an diou blac'hig en eur neza. En o c'hichen e oa eun oanig gourvezet war al leur-di, hag a-dreñv o c'hein eur goulmig wenn war eur c'hlud, kuzet he fenn dindan hec'h askell.

Eun noz ma edont bodet evel-se, goudoret-mat, setu ma skoas unan bennak ouz an nor.



— Rozenn-Ruz, eme ar vamm, kae buan da zigeri. Eur c'hantreer skuiz eo moarvat.

Rozenn-Ruz a zivorailhas an nor, o kredi e oa eur c'hlasker-bara. Tamm ebet. Bez' e oa eun arz, hag a lakaas e benn du ha teo dre doull an nor. Ha Rozenn-Ruz da leuskel eur griadenn en eur ober eul lamm a-dreñv. An oanig a vegelias, ar goulmig a nijas d'al lein, ha Rozenn-Wenn a redas da guzat a-dreñv gwele he mamm. An arz avat en em lakaas da gomz :

— N'ho pet ket aon, emezañ, ne rin ket a zroug d'eoc'h. Hanter sklaset oun, hag e karfen tomma eur pennadig ouz an tan.

— Paour kaez loen, eme ar vamm, deus d'en em astenn dirak an oaled tomm. Met diwall na grogfe an tan ez pleo.

Neuze e c'harmas :

— Rozenn-Wenn ! Rozenn-Ruz ! deuit amañ 'ta ! An arz ne raio ket a zroug d'eoc'h. Hemañ 'zo eul loen mat !

War se e teujont o-diou. Damc'houde e tostaas an oanig hag ar goulmig ivez, aet o aon diouto.

An arz a lavaras :

— Bugale, lamit 'ta mar plij an erc'h a zo war va bleo.

Hag i da gregi er valaenn ha da naetaat e vleo. An arz, astennet dirak an oaled, a sourre gant ar blijadur. Ne voe ket pell e oant mignoned vras hag o c'hoari holl a-gevret. Ar vugale a sache war bleo an arz gant o bizied, a lakae o daoudroadig war e gein hag a ruilhe anezañ a bep tu. Pe neuze e kemerent eur walennig, ha dao warnañ par ma c'hellent. Pa groze e tirollent da c'hoarzin. O lezel a rae d'ober.

Pa voe poent mont da gousket, ar vamm a lavaras d'an arz :

— Te a c'hell chom dirak an oaled mar kerez.

Kerkent ha ma teuas an deiz, digoret e voe an nor d'ezañ gant an diou blac'hig, hag heñ kuit d'ar piltrotig war an erc'h betek ar c'hoad. Diwar neuze, bep abardaez e teuas, atao d'an hevelep koulz, da domma ouz an tan, o lezel ar vugale da gemer o ebad gantañ kement ha ma karent.

Pa voe deut an nevez-amzer, pa voe glas pep tra adarre war ar maez, e lavaras an arz da Rozenn-Wenn eur beure :

— Bremañ e rankan mont kuit ha ne zistroin ket keit ha ma pado an hañv.

— Ha belec'h ez i-te, arzig kaez ?

— D'ar c'hoad, da ziwall va zeñzor diouz ar gorriganed fallakr. Er goañv, pa vez skournet kalet an douar, e rank ar re-se chom dindan. Hogen bremañ, ma 'z eo bet teuzet ar skourn gant an heol ha tommet an douar, e teuont er-maez da laerez. Ha kement a vez stlejet ganto en o zoullou a zo kollet da viken.

Rozenn-Wenn a voe nec'het-bras o welout an arz o vont kuit. En eur zivorailha an nor, e kimiadas dioutañ. Tra ma oa o tremen, krog an nor a begas ouz e vleo, en doare ma voe roget eun tammig e groc'hen. Rozenn-Wenn a welas eun dra bennak, evel ma vije bet aour o lugerni dre ar bleo. Ne oa ket sur avat. An arz a bellaas d'ar red hag a voe aet buan diwar wel dre douez ar gwez.

Eur pennad amzer da c'houde, ar vamm a gasas ar vugale er c'hoad da geuneuta. Setu ma kavjont eur wezenn vras diskaret war an douar. En-dro da gef ar



wezenn-se, e oa eun dra bennak o lammat e-touez ar geot. N'oant ket avat evit merzout petra oa. En eur dostaat, petra 'weljont, nemet eur c'horrigan, dremm eun den koz d'ezañ gant eur pez baro gwenn. Beg ar baro a oa stardet en eur faout eus ar wezenn. Ar c'horrig bihan a sailhe d'an tu-mañ ha d'an tu all, e-giz eur c'hi yaouank pa vez staget, hep gouzout tamm penaos ober da vont ac'hano.

— Petra 'c'hoarvez ganit 'ta, va denig kaez ? a c'houlennas Rozenn-Ruz.

— Diodez ma 'z out, eme ar c'horrigan, ne welez ket ? Me a felle d'in faouta ar wezenn-mañ da gaout brechin da gas ganin d'ar gegin. Sanket em boa ar genn e-barz, ha deut e vijen a-benn, pa ne vije ket bet ar c'hoad daonet-mañ ken lenkr ha ma 'z eo. Lammet ar genn er-maez, ha setu paket va baro. Emañ stardet e-barz ha n'oun ken evit mont kuit.

— Me a c'hell da harpa, eme Rozenn-Wenn.

Raktal e tennas eur sizailhig eus he godell hag e trouc'has beg ar baro. Kerkent ha ma voe dieub, ar c'horrigan a grogas en eur sac'h leun a aour, a oa e-touez gwriziou ar wezenn. Ne lavaras na bennoz Doue na netra. A zo gwelloc'h, droug a oa ennañ, pa oa bet trouc'het beg e varo.

Eun nebeud goude se, Rozenn-Wenn ha Rozenn-Ruz a lakaas en o soñj mont da lazeta en eur wazdour. O tostaat ouz ar waz-dour-se, e weljont eun dra bennak, evel eur pikol kilhog-raden e vije, o lammat etrezek an dour, ha neuze o kila, dibaouez. Hag i da redek buan ha da anavezout ar c'horrigan.

— Petra 'rez amañ ? eme Rozenn-Ruz. Eun dra bennak marteze a fell d'it paka en dour.

— N'hellez ket gwelout 'ta ? eme ar c'horrigan. Ar pesk daonet-se a glask va zenna war e lerc'h.

Hag e talc'has krog adarre er geotennou a oa war ribl an dour, gant aon da goueza. An diou blac'hig a zegouezas eno dres e poent da virout. Neuze e weljont e oa bet ar c'horrig o lazeta e-unan, ha rouestlet e oa bet al linenn en e varo gant an avel. Ne oa ket an denig bihan evit en em zirouestla. Hag ar pesk en doa kroget en higenn a oa ken bras, ma n'helle ket ar c'horrigan e lemel eus an dour. Rozenn-Ruz a glaskas diluzia al linenn. Poan gollet e voe d'ezi. Petra a chome d'ober 'ta, nemet tenna ar sizailhig eus ar c'hodell adarre ha trouc'ha c'hoaz gant evez eun tammig eus ar baro.

O welout kement-se, ar c'horrigan a grias :

— Ma n'eo ket eur vez disleberi dremm unan evel-se ? Bremañ ne c'hellin mui en em ziskouez dirak va zud !

Hag e krogas en eur sac'h leun a berlez, a oa etouez ar raoskl, hag hep ranna ger, e lammas dindan eur maen ha kuit.

Nebeut amzer goude, ar vamm a gasas an diou blac'hig da gêr da brena neud, nadoziou, lasou ha lietennou. O hent a dreuze eur prad. Setu ma weljont eno eul labous o nijal kuit. Raktal avat e plavas adarre war an douar. Kerkent e klevjont eur garm truezus. Hag i da redek ha da welout ar c'horrigan e krabanou al labous, en doa paket anezañ hag a venne mont kuit gantañ. Ar vugale a zalc'has mat en denig bihan, en eur sacha a bep tu, ken na rankas al labous diskregi diouz e breiz. Ne oa ket a-vec'h dieubet, ma kemeras ar c'horrigan eur sac'h leun a vein prizius ha ma rampas en e doull. Ar wech-mañ



c'hoaz ne lavaras ket trugarez. Grozmolat a reas zoken, peogwir e oa bet roget e vrozig gant ar vugale.

War o distro, an diou blac'hig a dreuzas ar prad adarre. Hag i da geja ouz ar c'horrig, en doa skignet war an douar eur sac'had mein prizius. Heol ar pardaez a lintre war ar vein, hag a lugerne ken brao gant a bep doare liou ma chomas ar vugale, estlammet, da sellout.

— N'hoc'h eus netra gwell da ober eget chom amañ da zigeri ho peg ? a grias ar c'horrigan.

Hag e teuas disliv e zremm gant ar gounnar. Hag e oa prest da gunujenni, pa voe klevet eur soroc'h kreñv, hag eun arz du a zeuas o piltrotat eus ar c'hoad. Ar c'horrig, spouronet, a reas eul lamm, hogen ne voe ket evit tizout e doull. An arz a oa warnañ hag en doa e baket. Hag ar c'horrig da c'harmi, pennfollet gant ar spont :

— Aotrou an arz, ro d'in ar vuhez ! Me a roio d'it an holl deñzoriou !

An arz avat ne selaoue ket. Eur paoad, hag ar c'horrig a oa maro.

Tec'het e oa an diou blac'hig. Hogen an arz a c'halvas :

— Rozenn-Wenn ! Rozenn-Ruz ! n'ho pet ket aon ! Gortozit ma 'z in ganeoc'h.

Oc'h anavezout ar vouez, e chomjont a-sav. Pa voe deut an arz tost outo, e groc'hen-arz a gouezas, ha setu ma oa eur paotr koant, alaouret-holl e zilhad.

— Me a zo eur priñs, emezañ, hag a oa bet sorset gant ar c'horrigan. Ret e oa d'in beva er c'hoad e-giz eun arz gouez, ken na vije maro. Setu ma 'z eo bet kastizet, ha n'en deus ket hen laeret.

Rozenn-Wenn a zimezas gant ar priñs ha Rozenn-

Ruz gant e vreur. Ranna a rejont etrezo an teñzor bras a oa bet kaset d'e doull gant ar c'horrigan. Ar vamm a vevas meur a vloavez goude se, eürus ha didrabas gant he bugale. An daou vodig-roz avat a gasas ganti da lakaat dirak he frenestr, ha bep bloaz e tougent ar bleuniou kaera, gwenn ha ruz.



# Rozenn-Spern

Gwechall-goz e oa eur roue hag eur rouanez, hag o doa c'hoant bras da gaout eur bugel. En diwez e voe sevenet o c'hoant, ha ganet e voe d'ezo eur verc'h. Houmañ a oa ken koant ma ne oa mui ar roue evit derc'hel gant al levenez, hag e fellas d'ezañ ober eur gouel bras. D'ar gouel-se e voe pedet, n'eo ket hepken e gerent, e vignoned hag e holl anaoudegeziou, hogen ivez ar c'horriganezed, evit ma vije deut mat ar bugel ganto. Trizek a oa anezo er rouantelez. Ne oa gant ar roue avat nemet daouzek plad aour da rei d'ezo, hag evel-se e oa ret chom hep pedi unan. Ar re a oa bet pedet a zeuas, ha pa voe echu ar gouel, pep unan anezo a reas d'ar plac'hig eun donezon burzudus. Unan a roas d'ezi ar furnez, unan all ar gened, eun trede all c'hoaz ar binvidigez, hag evel-se hed-ha-hed, kement a zo prizius er bed-holl. Unnek o doa graet o donezon, pa zegouezas en eun taol an trizekvet korriganez da baea d'ar roue an dismegañs he doa bet. Hag hi, hep saludi den ebet, hep sellout zoken ouz nikun, da grial a vouez uhel :

— Merc'h ar roue, pa vo deut d'he femzek vloaz, a vo flemmet gant eur werzid hag a varvo.

War se e troas kein hag e kuitaas ar sal, o lezel an holl dud sabatuet. An daouzekvet korriganez, avat, an hini n'he doa ket graet c'hoaz he donezon, a

dostaas. Daoust na oa ket evit dizober ar pez he doa graet eben, barrek e oa koulskoude da zousaat eun tammig ar strobinell. Evel-se e lavaras:

— Ne varvo ket, hogen kousket a raio e-pad kant vloaz.

Ar roue, en dije karet diwall e verc'h evelkent, a roas urz da lemel an holl werzidi eus ar rouantelez. Evit ar plac'hig, avat, bet he devoa holl zonezonou ar c'horriganezed. Ken koant e oa, ken habask, ken hegarat, ken skiantek, ma veze karet raktal gant an neb he gwele.

Da zeiz he femzek vloaz, ne oa ket ar roue nag ar rouanez er gêr, en doare ma chomas ar plac'h yaouank hec'h-unan. Hag hi da vont d'ober eun dro dre ar c'hastell, da welout ar saliou hag ar c'hambrou, hervez he c'hoant, ken na zeuas dirak eun tour en diwez. Pignet ganti an diri striz, ec'h en em gavas dirak eun nor vihan. Er botailh e oa eun alc'houez merglet. Ober a reas eun dro d'an alc'houez, hag an nor a zigoras. En eur gambrig vihan dirazi, e oa eur wrac'h o neza gant kalz a aked.

— Demat, moereb, eme merc'h ar roue. Petra a rez aze ?

— O neza emaoun, a respontas ar wrac'h o heja he fenn.

— Na brao e tro an dra-mañ ! eme ar plac'h.

Hag e kemeras ar werzid da neza. Ne oa ket a-vec'h en he dourn ma voe sevenet diougan ar gorriganez: en em flamma a reas.

D'an ampoent, e kouezas morvitellet. Ha setu ma voe morvitellet ivez ar c'hastell a-bez. Ar roue hag ar rouanez, a oa o paouez dont en-dro, a vanas kousket, hag holl dud al lez heñvel. Kousket a reas ar



c'hezeg er marchosi, ar chas er porz, ar c'houlmed war an doenn, ar c'helien war ar voger, hag an tan zoken, a oa bet o flammina war an oaled, a chomas difinv, moredet, tra ma ehane ar rost da graza. Hag ar c'heginer, a oa dres o vont da sacha bleo eur paotr-kegin lezirek, a chomas berr hag a vanas kousket. Hag an avel a varvas, ken na voe mui eun deliennig o krena war gwez ar c'hastell. Tro-war-dro e kreskas eur c'haead strouez, hag a dizas uheloc'h bep bloaz, ma voe kuzet ar c'hastell gantañ, ha n'helled mui gwelout netra, na zoken ar bannielou war an doenn.

Ar brud a redas dre ar vro eus kousk burzudus Rozenn-Spern, rak evel-se e oa ano merc'h ar roue. A vare da vare e teue mibien-roueed di da glask mont d'ar c'hastell dre drouc'ha ar c'hae. Poan gollet e oa d'ezo. Ar skourrou a oa krog an eil en egile evel dourniou e vijent, hag ar yaouankizou-se a chome a-istribilh e-kreiz an drein hag a varve, eun druez.

Pell, pell amzer goude se, en diwez, e teuas c'hoaz eur mab-roue da dremen dre ar c'hornad. Klevout a reas gant eun den koz istor ar c'haead strouez. En tu all d'ar c'haead, eme an den, e tlee beza eur c'hastell, ennañ eur briñsez kaer-dispar, anvet Rozenn-Spern, o kousket, a-unan gant an tiad a-bez. E dad koz en doa lavaret d'ezañ e oa bet meur a vab-roue o klask treiza ar c'hae, hag e oant chomet eno a-istribilh da vervel.

— Ne vern, eme ar paotr yaouank. Mont a rin a-dreuz d'an drein da welout ar briñsez kaer.

Kaer en devoe an den koz klask e zialia, ne selaouas ket. Setu avat, en deiz ma teuas ar mab-roue-se, ma oa tremenet dres ar c'hant vloaz. Pa dostaas

euz ar c'hae, e oa goloet-holl a vleuniou bras ha kaer. Digeri a reas dirazañ, ma c'hellas tremen hep poan, tra ma serre adarre war e lerc'h. Hag heñ d'ar c'hastell. Er porz e oa ar c'hezeg hag ar chas-hemolc'h briz o kousket, war an doenn e oa ar c'houlmed, o fenn dindan o askell. Pa 'z eas e-barz, e oa ar c'helien o kousket war ar voger, ar c'heginer er gegin, savet e zourn c'hoaz d'al lein da gregi e bleo ar mevel, hag ar vatez azezet dirak eur bolez du, a dlee beza pluet. Pelloc'h, e welas holl dud al lez o kousket er saliou, ha war o c'hador-veur, ar roue hag ar rouanez, morvitellet. Hag heñ da vont atao. Ken sioul e oa e pep lec'h ma kleve trouz e alan. A-benn ar fin e teuas d'an tour hag e tigoras dor ar gambrig ma oa Rozenn-Spern o kousket enni.

Astennet e oa eno, ken koant, ma ne oa ket ar paotr yaouank evit distaga e sell diouti. Hag heñ da stoui ha da bokat d'ezi. War se, Rozenn-Spern a zigoras he daoulagad, a zihunas hag a sellas outañ gant karantez. Neuze e tiskennjont d'an traoñ o-daou, hag ar roue hag ar rouanez a zihunas, hag holl dud al lez, hag a sellas an eil ouz egile, digor-bras o daoulagad gant ar souez. Er porz e tihunas ar c'hezeg oc'h en em heja hag ar chas o fistoulat. War an doenn ar c'houlmed a dennas o fenn a zindan o askell, a sellas tro-war-dro hag a nijas er parkeier. Ar c'helien war ar voger en em lakaas da gerzout. An tan er gegin a lammas, a flamminas hag a boazas ar boued. Ar rost a grazas hag ar c'heginer a sachas bleo ar mevel bihan, o lakaat hemañ da vlejal. Hag ar vatez a beurbluas ar bolez. Ha neuze e voe euredet ar mab-roue ouz Rozenn-Spern, gant lidou bras, hag e vevjont eürus betek o maro.



# Notennou

## Hon niverenn Nedeleg

Hon niverenn Nedeleg a zo gouestlet d'ar vugale. Gant an arc'hant bet lakaet e kef « Brezoneg ar Vugale » gant tud vadelezus, e c'hellomp moula eur bernig mat a levriouigou, hag a gasimp d'ar vistri-skol a c'houlenno ar re genta. Hor soñj a oa ober eun niverenn diou wech tevoc'h, ennañ e-leiz a skeudennou. N'omp ket pinvidik a-walc'h.

E-doug ar miziou tremenet, koumananterien nevez a zo deut da WALARN. Hogen da betra e talv d'imp gounit koumananterien nevez, ma kollomp koumananterien goz ? Nebeut e oar an dud, pa vez kaset d'ezo eul lizer da c'houlenn priz o adkoumanant, pegen bras ezomm hon eus eus an arc'hant-se. Siouaz, an oberou kaera e Breiz a chom a-sac'h... perak ? Peogwir n'o deus ket an darn vrasa eus ar Vretoned an nerz-kalon dispar da vont eur wech ar bloaz betek an ti-post da gas eur paper-arc'hant.

## Gwalarn ha Kannadig Gwalarn

Darn eus hor c'houmananterien a gas d'imp 40 lur evit GWALARN ha KANNADIG GWALARN. Eur fazi a reont, rak an diou gelaouenn a-gevret ne goustont nemet 30 lur. An 10 lur a chom ne vo ket kollet koulskoude evito. Astennet e vo padelez o c'houmanant a bevar miz.

## Brezoneg ar Vugale

Bennoz Doue d'al lennerien vat o deus klevet hor galvadenn evit kef « Brezoneg ar Vugale ». Setu amañ roll ar profou hon eus bet :

An Ao. G. Mazeas : 50 l. — An Ao. J. Le Roy : 10 l. — An It. a Sant-Per : 270 l. — Dizano, Naoned : 10 l. — An Ao. G. Tremor : 10 l. — An Ao. L. Le Cornec : 50 l. — Goayen : 100 l. — en holl : 500 lur.

Bez' ez eus er c'hef eta : 493 l. 50.

Ar vistri-skol o deus c'hoant da gaout levriou a-benn goueliou Nedeleg a zo pedet d'ober o goulennou ar c'henta ar gwella.

## Ar Falz

« Ar Falz », kelaouenn viziek ar vistri-skol lik a-du gant ar brezoneg, a vo moulet war 16 pajenn hiviziken. Ober a ra evel m'hon eus lavaret a-raok, eur genstrivadeg etre ar vugale. Evit kaout testenn ar genstrivadeg-se, skriva d'ar rener, an Ao. Sohier, Plourivo (CC. 133-46, Rennes). Priz ar c'houmanant : 10 lur.

## Ober

En niverenn diweza e lennomp skridou-danevell dudius diwarbenn baleadennou hon tud yaouank. War a welomp ivez, e kendalc'h atao ar skoliou dre lizer savet gant ar strollad kalonek-se. Skriva da « Ober », Boest-Post 28, Roazon.

Kement Breizad a dle lenn « GWALARN », « OBER » hag « AR FALZ », rak en teir c'helaouenn-se emañ amzer-da-zont hor yez. Bez' ez int kelaouennou an araokaat hag ar yaouankiz.

## Dasorc'hidigez ar C'herneveg

Emañ hor c'hendirvi a Gerne-Veur o labourat start da adsevel o yez damgollet. Setu ma vo moulet hep dale eur Geriadur Saoznek-Kernevek, ennañ troidigez ouspenn 10.000 a c'heriou. Graet eo bet gant daou zen anavezet mat e Keltia, an Ao. R. Morton-Nance hag an Ao A. S. D. Smith (Caradar). Deski eur yez keltiek, dreist-holl ar c'herneveg, a zo deski gwelloc'h ar brezoneg. Pedi a reomp hol lennerien eta da rakprena dioustu an « English-Cornish Dictionary ».



Ar priz eo 2 shilling 6 (war-dro 10 lur) gant golo paper ha 3 shilling 6 (war-dro 14 lur) gant golo lien. Bez' e vo eur shilling ouspenn evit an nannrakprenerien. Kasit an anoiou da : A. S. D. Smith, Esq., Chy Caradar, Perranporth (Cornwall).

## Ar Geriadur Bras Gallek-Brezonek

War a glevomp, e vije peurvoulet al labour-bras-se, savet gant an Ao F. Vallée, gant harp an AoAo. Ernault ha R. Le Roux. Bez' ez eo, a dra sur, al labour talvoudusa biskoaz savet evit hor yez. Priz : 75 lur gant golo paper ha 90 lur gant golo kalet. War baper brao, 170 lur gant golo paper ha 200 lur gant golo kalet. E gwerz en « Imprimerie Commerciale de Bretagne », 7, rue des Francs-Bourgeois, Rennes (CC. 166-13, Rennes).

# LEVRIOU DA ZESKI AR BREZONEG

| | |
|---|---|
| Précis de Grammaire Bretonne ... | 1 skoed (3 lur) |
| La Prononciation du Breton ... ... | 1 skoed (3 lur) |
| L'Orthographe Bretonne ... ... ... ... | 1 skoed (3 lur) |
| Cours Elémentaire de breton ... ... | 12 lur |
| Petit Dictionnaire Pratique Breton-Français ... ... ... ... ... ... ... ... | 22 lur |

(e gwerz e ti GWALARN)



# TI BREIZ

**dalc'het gant an dimezell Torcol**
**11, rue d'Algésiras, Brest**

**An holl levriou brezonek**
**An holl levriou diwar-benn Breiz**
**Listriaj giz nevez Kemper**

**Eur Bloavezíad Labour !**

## GWALARN 1933

| | |
|---|---|
| EUR BREIZAD ER C'HANADA, troet gant Abherve ... ... ... ... ... ... ... ... ... | 15 lur |
| AL LAER AVEL, gant Roparz Hemon ... | 4 lur |
| YEZADUR BERR AR C'HEMBRAEG, gant Abeozen ... ... ... ... ... ... ... ... ... | 8 lur |
| EUN HIR A GOUSK, gant W. Irving, troet gant Erel Keralban ... ... ... ... ... | 4 lur |
| KANOU EN DEIZ, gant F. R. Meavenn ... | 4 lur |
| AN DIOU ZREMM, gant X. de Langlais ... | 5 lur |
| PIRC'HIRIN AR MOR, gant Roparz Hemon | 4 lur |
| SINDBAD AR MARTOLOD ... ... ... ... ... | 4 lur |
| BLEUNIOU A GARANTEZ, gant Koulmig Arvor ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... | 4 lur |
| DISUL DA NOZ, gant D. K. Kongar ... ... | 4 lur |
| MARVAILHOU AN OALED (Lodenn Genta) ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... | 4 lur |

GWALARN

a embanno

e miz genver

AR MABINOGION

# HUÑVRE MAKSEN
# LUZ HA LEVELIS

troet diwar

ar c'hembraeg-krenn

gant

ABEOZEN

Moulerez E. JANNE, 17, ru d'Algesiras, Brest — *Ar Merour* : Y. DRÉZEN.

